## TAOLENN

Pajenn



## PENNADOU



## ITRON VARIA GARMEZ

— Paol, emañ ho koan war an daol !

Kleier Karmez o doa sonet an añjelus. Edo sioulder an abardaez o c'hounit kêr.

E liorz Paol Tirili e troidelle ar c'houibu, diehan ha didrouz, en eur boultrenn alaouret, etre ar bodennadou roz. An ti a oa soubet e dalbenn gwenn e c'houez klouar ar bleuniou.

Livrin ha doun an oabl. Hag, e traoñ al liorz, sko en tu all d'ar voger goz izel, melezour al lenn, kompez-meurbet ha lugernus, ne zistaole d'an oabl nemet eur volz livrin ha doun. A-wechou, e tremene, prim ha du, eur wennili ; skeud an dour a oa ker resis hag al labous en aer.

Ar vaouez, eur vigoudenn war-dro hanter-kant vloaz, he doa taolet he galv diwar bazenn uhela diri he c'hegin. Chom a reas eur reuziad da c'hortoz, e toull an nor. An heol war e ziskar a lakae anat roufennou he dremm dreut. He sell, drellet da genta, gant ar sklerijenn, a furchas e-mesk bodennou frondus al liorz.

Distrei a reas d'he c'hegin. Edo he mab war he seuliou : eun den yaouank hir, mistr, du e zaoulagad, du e vleo.

— Petra 'zo da goan ?

— Stlipou logod ha kig moan, a respontas ar vamm, primik. N'oc'h ket fur, va mabig paour, o chom da yari e-giz-se. Pelloc'h eo riellet ho koan.

Diskouez a reas egile diou renkennad dent gwenn en eur mousc'hoarz chichant.

— A oah ! emezañ, evel m'en dije lavaret : « Ouspenn eget debri boued a zo ! » Hag ez azezas ouz taol. N'en doa ket kaset teir loaiad d'e c'henou ma savas e vouez :

— Mamm, n'ouzoc'h ket petra 'm eus c'hoant da ober ?

— Eo, re vat ! Debri ho koan da genta, ha dresa ar boteier-se, goude-se.

— Amzer a zo evit ar boteier.

Tintal a reas kloc'hig dor ar stal, hag eur vouez plac'h a daolas eun demat sklintin :

— Salud an dud ! Prest eo va botou ?

— Jani Dreo ! eme Paol. It da welout, mamm.

Skraba ' reas e doull-kil.

E-pad ma c'hoarie trei e soubenn er skudell gant e loa, ar c'here a selaoue e vamm o klask digareziou.

— Paour kaez Jani... eur bern prez... a benn disul, sur...

Ar « paour kaez Jani » n'eo ket digareziou e oa deut da gerc'hat. Tripal a reas.

— N'am eus ket kant rumm botou, me ! Ne c'hellan mont da du ebet, abalamour d'eoc'h... Ma 'm bije gouezet, ne vijen ket bet deut keit-all da zegas labour d'eoc'h... Ha, da genta, pelec'h emañ Paol, ma vo strilhet ganin !

Kerkent edo er gegin dirak ar c'here lezirek, ar vamm war he lerc'h, chigardet an tamm anezi.

— Penaos...

Eur vigoudenn taer he seitek vloaz e oa Jani Dreo, eus Rozig-ar-Mager. Ne vije ket bet brao trouc'ha d'ezi he c'homz. Eur vouilhez, a-hend-all, daoust ma oa he bleo liou an tan. Ar paotr a groummas e gein, e-giz ar c'hi skourjezet. Gallout a reas sila :



— Jani, ma follit kement-se, e teuio d'eoc'h roufennou leiz ho tal !

Neuze e troas ouz e vamm gant eur mousc'hoarz.

— Mamm, tapit d'in unan eus ar boulomigou aze, diwar ar siminal.

Kempennet e oa, eur souez, barlenn ar siminal gant delwennouigou koad, en o sav, mesk-ha-mesk e-touez ar podou aluminiom, ar valerez-kafe hag ar c'hantoloriou.

— Hemañ ?

— Ya ! Hennez dres. Dalit, Jani ! Lakait ar boulomig-se en ho chakod da gas ganeoc'h d'ar gêr, ma vo peoc'h ouz ho kenou !

Hag e kinnige ar paotr da Jani an tamm dero kizellet. Ar vigoudenn yaouank, sabatuet, a oa chomet ar gomz war he zeod.

— D'in ? emezi a-benn ar fin ; hag e sailhas da c'hoarzin. Ar bolomig, glas ha ruz, a'luche outi e-giz ma vije bet oc'h ober goap. E zaou zourn en e c'hodellou, ha reut e gof, astenn a rae daveti eun teod hir-hir, dindan eun tammig fri sanket farsus etre jodou heñvel ouz daou aval.

— Biskoaz c'hoaz ! Pelec'h 'c'h eus diskoachet ar verc'hodenn-se ? E Kemper ?

— Ha ne 'm eus ket ! Ganin va-unan eo bet fardet ha livet. N'oun ket sotoc'h eget ar re-all... Hag evit ho potou, Jani, n'en em chalit ket. Hizio emaomp ar gwener. Warc'hoaz da noz, ar sadorn, e vint endro flamm-flimm. Ha 'benn disul, e c'hellot pourmen war ler.

Jani, hedro, a oa aet he droug e puñs an avel. Lakaat a reas he boulomig e godell he zavañjer, ha teurvezout a reas zoken ober gourc'hemennou d'an

Dirilied diwar-benn an amzer vrao, o liorz leun a c'houez-vat, hag ar gegin sklaer, « heñvel ouz eur gambrig alaouret. »

— Kenavo arc'hoaz, neuze, emezi. Ha te, Paol, diwall da zizoñjal va botou, pe 'vi beuzet ganin. Ha, kement ha goulenn, laka d'in talonou uhel.



An abardaez-se, debret gantañ e goan, e chomas Paol Tirili, pelloc'h eget boaz, war e gador, ouz taol. Sklerijenn diweza an heol, o 'n em sila a-dreuz deliouigou roz-krap ar prenestr, a wiske eul liou livrin brizheoliet war e zremm ha war speurenn velenek ar gegin.

Lij Vloagen, e vamm, a echue skaota. Ne gleve Paol na cholori pemdeziek an dour skuilhet nag al listri o stirlinkat. Kollet e sell dreist al liorz ha dreist al lenn, war dorgenn Brenañveg, tonigenni a rae gant e vouez doun war eun ton gorrek.

Edo e huñvre o tarevi.

Ya ! c'hoariet en doa tra-walc'h war goadachou dister, ha meret, ouspenn re, pennou pri. Barrek e oa hiviziken da gas da vad oberou talvoudusoc'h. Ma c'houite war e arnod kenta, adkregi rafe gantañ, na petra !...

Kizella eun delwenn vras e kalon an dero, pe c'hoaz er maen kalet, n'oa ket an dra ouspenn d'e nerz. Kempenn dre ar munut eur skeudenn hag a c'hellfe, marteze, beza lakaet, a-wel d'an holl, en e iliz-parrez, eur skeudenn da Itron Varia Garmez, lorc'h e bevar bloaz war-nugent e vije.

Taol-micher peurechu, luc'het he doa trumm ar skeudenn e spered ar paotr yaouank : eur Werc'hez



hael ha kuñv o skedi war he sichenn, uhel, a-zioc'h tantad flamminek ar gouleier koar, da zeiz ar gouelio... Hag an dud, e kêr, o sellout outañ gant doujañs, hag o vouskomz war e hent :

— Ma ! N'em bije ket kredet e oa dournet ken dispar.

Paouez a reas gant e donigenn, gwasket. Tenna 'reas kement war e alan, ma tistroas e vamm.

— Me 'bari, emezi, ac'h eus debret da goan re vuan.

A-hont, en tu all d'al lenn, ruz-holl bremañ ivez, e tiskenne an heol, ruz-holl, a-dreuz mengleuziou Kanapet ha gwez pin Sant Julian, war hent Ploneour. Paol a savas.

— Hag ez an dioustu da welout, emezañ, kreñv.

— Ne zresez ket zoken botou-ler Jani Dreo ?

— Amzer a zo betek arc'hoaz, mamm. Mont a rin va-unan da gas d'ezi he botou.



Iliz Karmez. Kerkent ha frapet an nor bounner d'e heul, e oa chomet Paol Tirili a-sav e laez an diri. Fromet, eun distera. Tregernet en doa gwigour an nor a-hed heuliad ar postou mein mentek, ha moger an tu dehou, ec'hon, uhel, e mellou mein-benerez. Garmet en doa an hekleo betek ar volz c'hlas ha gwerenneg-veur ar chantele, rod-sklerijenn digor atao a-zioc'h baradoz an aoter.

C'houez anavezet an Ti Santel, klouar ha yen war eun dro, ha frondus, a flouras e zremm. Ober a reas eur sin ar groaz prim, hag e tiskennas war vegou e dreid. Chom a reas en e sav, e-harz traoñ an eil post, e-tal ar Pieta a leñv da baotred Pont-'n-Abad, — 110

anezo, — lazet er brezel. Lavarout a reas eur bater. Poueza 'rae an azaouez war e alan : n'en doa ket merzet e oa iliz e vadeziant kel ledan, ken doun, ha ken uhel, — ken uhel, dreist-holl.

Nozi a rae. Edo e-unan el lestr moredet, ha didrouzmeurbet. Gwerennegou ar chantele a skede o liviou, evel eur ganevedenn, etre dantelez ar vein. Lammat a rae goulaouennig an aoter he lammouigou dirak ar Sakramant meulet ra vezo.

Re veurdezus e oa an iliz-se, re fromus. Ma 'n em gavas ar paotr dister, en eun taol, ha divarrek.

— Biken ne c'hellin dont a-benn !

Sellout a reas tro-ha-tro ouz ar Pieta mantret, hag ouz sent koad chapel freuzet Lannvoc'h, kevrinus a-hont, en o repu teñvaloc'h. Gwelout a reas du-hont ivez Ael ramzel ar C'helou, savet e zourn gantañ dirak ar Werc'hez damstouet... hag e reas eun astenn d'e vourrenn, en eur skrabat e doull-kil.

... Ar c'hoant n'eo ket a-walc'h, ret eo gallout. Heñ n'oa nemet eur raboter merc'hodenned, hag evit sevel eun delwenn dellezek a veurded an iliz-se, e c'helle sutal.

Paol Tirili a oa aet da get e feiz drant a vremaik.



Klevout a raed, war-du Koed Mene-bihan, bigoudenned o youc'hal gant c'hoarzadegou hir, ha paotred o kana.

Paol Tirili en doa lakaet tan en eur sigaretenn, hag, e zaouarn en e chakodou, ez ae davet hent ar c'halaj, dre goad glas Sant Lorañs, ha bagou ar porz. Hep difrae. Drouklaouen. Pa glevas a-dreñv e gein :



— O !... Paol !... Na ruz ket da dreid e-giz-se 'ta !

— Sell ! Te eo ? Joz !... Penaos 'mañ ar bed ?... N'out ket bet pell e Paris.

Joz a starde da zraskal bizied Paol, eur mell den yaouank anezañ, diou wech ledan e-giz egile. Marichal e oa eus e vicher, ha Joz Gouzien a oa e ano ; evit an holl, avat, Joz a oa « an Taro, » abalamour d'e nerz.

Dre ma 'z ae an daou gamalad, dindan ar gwez evlec'h, war-du ar c'halaj, an Taro a gomze.

— Ya ! deut oun en-dro. N'oa ket mui labour e uzinou Javel. Dibocha 'raer ivez ti Renault... hag e Paris, te 'oar, ne zever ket ar mel ouz ar mogeriou. Mont a ra fall an traou du-hont.

— E Pont-'n-Abad, ne deont ket kaer, ivez. Me 'glev eur bern tud o klemm.

— Marteze ! nemet gwelloc'h emaout atao e ti ar vamm. Neuze, — ha mousc'hoarzin a reas, — c'hoant am oa frota hec'h askell d'ezi...

— Mari Andro ? War ar c'hae e tle beza.

— 'N em chal ket. Bet oun dija o « charinka eur fistolenn » e ostaleri he « re jarl ». Ken na vo roet d'in ar forc'h...

— Te 'lavar traou, te. Ha perak ?

— Te 'welo !... Met, ha te « frai kouz », petra' teuez da veza ?

— Atao heñvel ! kere-ki ; ha kaout teodadou peogwir ne servijan ket ar pratik buan a-walc'h. N'am eus ket kant korf, koulskoude.

— Te t'eus chañs, te, da veza diwar re labour.

« A-hend-all, ha skulta 'rez atao da voulomigou koad ?

— 'Rin ket mui.

— Petra ?

— Nann, ne skultin ket mui ; ha setu perak.

« Kred ac'hanoun, mar karez ; me oa deut d'in eur soñj drol : farda evit iliz Karmez eur mell Gwerc'hez vein.

— Hep ali na goulenn digant den ?

— Digant den. Evit fougeal, eun tammig bihan, ha neuze, peogwir e oan dalc'het aze 'barz gant ar c'hoant-se, abaoe pell a oa. Ma, paotr ! Emaoun o tont eus an iliz ; aet e oan... Ya ! da gemer ar muzul. Va buhez ! Toui a rafen em eus klevet eur vouez oc'h ober goap ouzin, hag e lavare : « Sell' ve 'ta ouz an « hini chojik », giz en em gav ! Penaos bennak e teuio hennez a-benn da ober tra vat evidoun !...

« Me, va nerz ha va fouge ? Pladet, skubet, lipet, teuzet, piz-rac'h. Skulta eur statuenn da dalvout evit iliz Karmez a ya d'in dres e-giz klask sevel eur maner war baoiou kelien. Ma 'm oa en em gavet re, bremañ n'en em gavan gour. Hag oun fustet kuit, e-giz m'am bije bet tapet eun taol troad em reor.

« Graet mat d'in. Pep hini e vicher. D'an dud desket war ar skulterez ha pinvidik a-walc'h evit kaout amzer da goll, da c'hoari war o statuiou, ha d'in, ar c'here daouarn du ha spinac'het, da flac'hota peg, da drouc'ha ler, sanka tachou kouevr pe ibiliou koad, ha gounit va zamm kreun en eur wiska treid tud Pont-'n-Abad.

— Ha neuze ?

— Ha neuze, evit beza penn-da-benn « monsieur Paul Tirilly, cordonnier-bouif, » hag arabat disoñjal « prix modérés », mat ha marc'had-mat, e lavaran



d'it e kasin va boulomigou da zichoual brini Mene Brengal pe da beuri gant « goied » Kerdenn.

An Taro a oa chomet krenn a-sav, hag e vizied a waskas diskoaz Paol evel diou durkez. Ne vousc'hoarze ket.

— « Goied » Kerdenn ! « Goied » Kerdenn ! Selaou mat ac'haoun, « goi » ma 'z out da-unan ! Gouzout a rez n'oun ket troet da lipat treid ar sent ; ne guzan ket oun desket, gant va sertifikad, dres trawalc'h evit lenn war eur grampouezenn ; kementse ne vir ket ouzin da gaout va skiant-prena. Hag e lavaran eo eun druez hag eur vez d'an neb a lez e nerz hep tenna implij outañ. Dournet out, te, evit skulta. Lakaet t'eus en da benn farda poltred Gwerc'hez Karmez en eur maen. Ma ! Paol Tirili ! Ma filez gant an diegi, a-raok memes ma t'eus peget en da vinviou, me 'lavar d'it, e-kreiz da fas, ez eus ac'hanout ar brasa « goi » a zo e kêr, eur « goi er vroenneg », ha netra ken. Gwasoc'h evit gour.

— N'eo ket da d'it « broc'ha » evit-se.

— Eo, avat ! Ar re-mañ 'zo tout e-giz ar mor aze, o pignat hag o tiskenn a-hed an deiz hag a-hed an noz, hep mont da du ebet.

« Mont a ra malis ennoun pa welan en-dro d'in kement-all a bismigerien, mat da zruzivia, hep mont morse, ivez, da du ebet, o nerz, o « griffou, » pe o deskadurez.

« Lavaret e vez e koll ar marc'h e houarn, defot eun tach. Hag i 'ta... Pa vez poent staga ouz al labour, eur sac'had tachou eo a ra diouer d'ezo.

« Pa soñjan pegen tenn eo beva d'ar re n'o deus eveldoun nemet poan o divrec'h !

— Ha ma choman berr, evit-se !...

« Kredi a ra d'it oun « kad » da ober eun dra bennak a feson ? N'eo ket eur verc'hodenn teir pe beder rahouenn e fote d'in kizella, te oar. Eur mell statu, eur metr sav, d'an nebeuta.

— Sav anezi ken uhel ha tour-tan Penmarc'h, mar plij ganit ! Ha skult eur soner mezo e-lec'h eur werc'hez-va-doue, mar plij ganit ivez ! N'eo ket aze 'mañ an dalc'h, ha pelloc'h ez a va rebech : ne dalv ket beza bet er skoliou betek da bemzek vloaz, ha kaout eur gizell yen etre da vizied abaoe eur viken, evit chom digor da c'henou kerkent ha ma teu tenn d'az anal !

« Da d'it gouzout petra fell d'it ; ha pa t'eus lakaet eun dra en da benn, dalc'h peg start. 'Ranker kaout bolontez, boulc'hast ! Pe ne ri morse netra !

Degouezet e oa an daou baotr e-tal Lañs Travenneg, eul lennig dour-mor, rannet diouz ar ganol gant hent striz ar c'halaj. Chom a rejont a-sav. Eur vran a goagas, eur wech, er gwez bras.

— N'eus mui den, tro aze, eme an Tirili.

An abardaez a deñvalae gorrek. Krena 'reas eur steredenn a-zioc'h maner Travenneg, goudoret-klok e-touez ar gwez evlec'h hag ar pupli. Hag eno, e-harz o zreid, rez ar geot, heñvel ouz eur stêr ledan, o ruza ingal ha didrouz, ar mor o tiskenn, etre an torgennou meinek karget a goadou pin, a oa difrae gantañ o vont etrezek enezennou an aber ha porz Lok-Tudi, war-du an Atlantel bras.

— Koulz eo d'imp ober tro, a lavaras an Taro.

Ha Paol, o soñjal e oa bet digalonekaet re zillo marteze, ha respont, hep teurel evez :

— Me 'bari 'mañ ar wirionez ganit.



■

Al lunvez-se, e oa bal friko e sal ar C'hoc'hu koz. Eun eured bigoudenn, eus Traoñ Pont-Gwern, gant dek koublad tud yaouank. E giz-kêr e oa ar mab-nevez hag ar baotred. Ar wreg yaouank, avat, hag an darn-vuia eus ar merc'hed-enor a daole sklerijenn war an hent gant o jiletennou neud ruz pe glas hag o zavañjeriou splann.

— Kaeroc'h eget rouanezed Jeruzalem, a vame Marjann goz, amezegez an Dirilied, pa dremenas an eured, o vont d'an iliz.

Goude e goan, e pignas Paol da ober eun dro er bal. Jani Dreo a oa eus an eured. Kerkent ha ma welas ar c'here, e tilammas d'e gavout.

— Deus ganimp ! Asamblez emaomp er sal vihan, emezi : Mari Andro, Joz Taro, va breur Ivoñ, Filo, e blac'h yaouank, ha re-all.

Daoust pegen boazet e oa, Paol a oa bet ret d'ezañ trei e benn, ken trumm e oa bet skoet gant ar wrez, ha c'houez ar butun. Tud an eured a oa tomm d'o fri, hag a vage jolivari ar mil diaoul, met lavaret e vije bet ouspenn edont o turluta en eur gaoteriad voged. Krog e oa Jani e dourn he c'hamalad, hag e frape, tomm d'ezi ivez.

— Me 'zo va zro da regali !

Ha Paol :

— Gortozit, ma sellin ouzoc'h. C'houi 'zo fichet, avat !

Dudius e oa, e gwirionez, ar vigoudenn yaouank, korfet mistr en he dilhad voulouz du, hag he zavañjer seiz gwenn broudet. He dremm, gwenn a-walc'h peurliesa, a oa bet kemeret ganti liou ar blijadur. Dindan

he c'hoef sounn, gwenn evel an erc'h, ha broudet fin, he bleo akajou, rodellet ez-arzel en-dro d'he zal ha d'he dioujod, a lakae anatoc'h linennou dinamm he dremm.

Ken na daolas evez Paol Tirili.

Hi, avat, a sache ar paotr war he lerc'h dre douez an dañserien betek ar sal vihan.

— Hag e oac'h, bugale vihan ar Werc'hez, a hopas Paol, e doare salud, d'an daoliad. Me 'm bo eur banne gwin gwenn.

Hag e stardas dourniou, en eur azeza etre Jani Dreo ha Mari Andro. Houmañ a oa he dournig kuilh war brec'h Joz Gouzien, hag e selle outañ, hep gouzout d'ezi. Egile a fume, digomz, goullo e werenn.

Paol a daolas eur sell dre doull an nor war ar sal vras, nevez-razet he mogeriou, ha kempennet brao gant garlanteziou paper liou ha skourrou sapin glas-du. Neuze e troas ouz Mari Andro, rak chigarder e oa, en e vod, dre loariadenn.

— Mimi, na zebrit ket Joz tout gant ho taoulagad. Diwallit lod evit pa viot dimezet.

An Taro a nijellas eur mousc'hoarz e korn e vuzell.

— N'emaout ket 'barz, emezañ. Lavar kentoc'h em eus bet degemer gant ar forc'h digant he « re jarl ».

— Petra 'gontez d'in ?

— Ar wirionez penn-da-benn. N'oun nemet eur marichal, eur micherour, kompren a rez ? Ha tad ha mamm houmañ a zo ostaleri ganto. Koñversourien, respet d'it. Ouspenn, o deus, war o ano, eur gêr war ar maez, eus kostez Treogad, ha me 'oar-me ? Ar re-se n'eo ket o merc'h evit eur marichal-pin.

— O ! gwelet e vo ! a drouc'has Mimi gant muzellou prennet. Kentoc'h ez in da vatez.



— Droch !... Ha te, Joz, labour ingal t'eus ?

— Ingal a lavaran, avat !... Kemeret oun bet ti Kernaflen. Paeet moan... ha keit e pado !...

Eus traoñ ar sal vras e savas, a-greiz-holl, hopadennou ha strakadennou daouarn, hag e stage an everien, dre ma skoent war an daol, war ar gwer, pe en o daouarn, da gana war eun dro gant ar pick-up, ha gant jazz ar sonerien :

« Deomp holl ti Marjannig (diou wech)
Deomp holl ti Marjannig vrao,
Ha ni hon o
Eun apero,
Eun dijesto... »

— Eur charleston ! a lavaras Paol. Deuit, Jani, ma vo lakaet hoc'h eskern da zraskal.

Sevel a reas an daoliad a-bez, nemet Joz hag e hini vihan glac'haret, hag i ha sanka er forn gor, e brum glas ar moged.

« Deomp holl ti Marjannig vrao. »

— Ra ket kement-se chistrou ! a bedas Jani Dreo.

Eur souez, evit gwir, penaos e c'helle Paol Tirili lakaat tro en e izili.

... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ...

— Me 'm eus plijadur dañsal ganit, avat, e tic'houezas. Pa davas trumm jazz ha pick-up. Ha digor o genou gant an holl.

— Mont a ray va zi en traoñ ganeoc'h, a youc'he eur vouez. Dilammet e oa an ostiz diouz toull an diri, e-giz eur Jañ-Bleo, hag e folle, ma ouie folli.

— Dañsit dañsou furoc'h, tri mil c'hast ! N'omp ket tud gouez, 'michañs !

Jan-Mari Palud n'oa ket eun ostiz drouk anezañ. C'hoarzin a rae, goude-se, en eur gemer eur banne gant taoliad Paol : — Me' soñje d'in e oa kouezet ar gurun war ar « c'houi » ; ken n'oun c'hoaz strafuilhet ! — hag e tisklerie penaos e oa distaget mellou tammou plastr diouz ar solier war bennou ar chostromed, er gegin.

— Lavar 'ta, Paol, te 'verko d'in e skritur moul war eun tamm kartoñs, eun dra bennak e-giz-mañ :

DEFENDU DANSER LE CHARLESTON,
LA RUMBA ET LES DANSES QUI MET
LA MAISON A REMUER.

« Hag e sini dindan : La direction. Neuze, difenn a rin ivez d'ar sonerien da lakaat mui an dañsou-se, a zo mat evit ospital ar re sot... Gwelloc'h d'in tremen evit eur ripompi tagnous ha koll pratikou eget gwelout va stal freuza warnoun. N'am eus ket ezomm da veza kavet maro dindan dismantrou ar « c'houi kouz », me... Ha da c'hortoz, kemerit pep a vanne, tudou, war gont mestr an ti !...

Da c'hortoz, ivez, n'oa ket chomet ar sonerien da zic'henaoui, hag e oant o klask penn ouz eun tango.

Trei a reas Paol ouz Mimi Andro :

— Me 'lavar 'z eus trubuilh en ho pennig, Mimi. Na chomit ket aze 'giz eun hirvoud, ha deuit da zañsal.

— Ha me 'lavar, me, a responte, dichek, ar vigoudenn yaouank, ha me 'lavar, me, ne filin ket ganto, hag e timezin, pa garin.

— Sur avat, eme Baol, pa n'oa evit ober respont all ebet. Deuit da ober an tango, da c'hortoz.

— Feiz, nann, va Doue. N'am eus ket c'hoant.

Ha Paol ha mont neuze da gaout Jani Dreo, bec'h



warni o terc'hel kaoz ouz kamaladed all d'ezi, e toull-dor ar sal-dañs.

Ha keit ha ma tañsent, e sanke Paol e sell doun ha flour e daoulagad Jani dambleget he dargreiz war vrec'h ar paotr. Ma lavaras ar vigoudenn yaouank a daol-trum :

— Gwall-seo a gavan ac'hanout ganin, Paol Tirili.

Mousc'hoarzin a reas egile, ha :

— Jani, me 'm eus eun dra bennak da c'houlenn diganeoc'h.

— Da zimezi te 've ? M'en dare hag...

— Gortozit, Jani ! C'houi a blij d'in ho pizaj kenañ-kenañ. Ha, ma fell d'eoc'h, e kemerin ho penn da lakaat e koad pe e mein.

— Petra ?

— Ya ! emaoun o vont da farda eur statu bras evit iliz Karmez : statu ar Werc'hez.

— Petra ?

— Hag e roin ho pizaj d'ar Werc'hez.

Ar vigoudenn a oa darbet d'ezi tronka, hag e chomas a-sav kreiz ar sal ; hag hi ha distaga a vouez uhel :

— Eo ! da welout hag e vo graet goap ouzin gant ar bed-holl ! Hemañ 'zo da staga, siouaz !

— N'eo ket farsal a ran, Jani.

— N'eo ket farsal a ran. Ha petra c'hoaz ? Eur Mabig-Jezuz a lakai d'in 've war va brec'h ?...

— O, gast ! nann. Kaer d'in ma teuan a-benn eus ar Werc'hez hec'h-unan.

Sabatuet 'oa Jani Dreo. E strad douna he c'halon, avat, hep gouzout d'ezi, e sante e-giz eun allazig o veza bet dibabet gant Paol Tirili ; rak hemañ en doa e dammig brud e Pont-'n-Abad evel kizeller bou-

lomigou, ouspenn ma oa dañser dilui e dreid, ha kaner par d'an eostig : eur paotr, na petra, hag a selle ar merc'hed outañ.

Nemet e oa chigardet ivez abalamour d'an teodadou :

— Hag e oac'h, Gwerc'hez Rozig-ar-Mager ? Ha penaos 'mañ ar bed er Baradoz ? Ha n'ouzoc'h ket piou eo mamm ar Mabig Jezuz, plac'hig paour ? Jani Dreo, merc'h ar C'halvez Dir, siouaz !... Ha petra c'hoaz ?...

Tud Pont-'n-Abad a zo goapaerien vrein.

E-lec'h respont, e trouc'has berr gant eur gerig didalvez :

— Chom da lavarout ken na deui tomm d'az teod !

■

Tud Pont-'n-Abad ne deont ket nemeur d'an iliz war an deiz pemdez. Ar wazed, tamm ebet, zoken. M'en em c'houlenne eur beleg koz petra an Aotrou Doue a oa krog er paotr yaouank, a wele diouz e bresbital, o vont ha dont en-dro da Garmez, abaoe eur reuziad, kel lies ha bemdez.

Eun den speredet hag a skiant-prena e oa an Ao. Kerdraoñ, person Pont-'n-Abad. Abalamour da se, end-eeun, ne vage ket a fiziañs muioc'h eget ret, e menoziou kristen-rik e barreziad. Ha neuze, n'anaveze ket mat a-walc'h roll-buhez darempreder nevez e iliz, evit gouzout gant pe abeg edo broudet war-du an Ti Santel.

Setu ma 'n em gavas, eur wech, war dreuzou an nor vihan, gant ar paotr yaouank o tont er-maez. Hemañ a zeuas ruz betek e doull-kil.

— Salud d'it, Paol Tirili, a lavare dioustu an



Ao. Kerdraoñ gant eur mousc'hoarz sart. 'M eus aon out deut gwall-zevot, eur pennadig a zo !

— Ya ! aotrou person ! nann, kentoc'h, daoust ma ouzon atao va fedennou...

— Ober a rafes eur mell masikod, te 'oar... eme adarre ar beleg, evit lakaat egile en e aez. Evit tenna kaoz, ivez.

Gwenn-kann e oa plasenn Garmez gant heol pemp eur. N'oa ket eun ene tro-dro, nag eur fiñv. Hag, eno, war dreuzou mein koz debret an norig wareget, an aotrou person a vousc'hoarze, bivik e lagad. O c'hortoz « kovesion » ar paotr, evel just.

Paol Tirili a oa sanket doun bremañ e vennad en e benn : sur e oa an dra. Anzav ar mennad-se, avat, ouz an den a oa dirazañ, an hini, dres, a zegemerfe pe a nac'hfe degemer e labour eur wech kaset da vad, a oa eun dra all.

— ...N'eo ket evit lavarout pedennou e teuan d'an iliz ; nann, n'eo ket evit lavarout pedennou an hini eo...

Balbouza' rae : mez en doa, avat, evel ma vije bet tapet genaouek. Nemet n'oa ket da dorta, ha goude beza troet ha distroet digareziou luziet a-walc'h e stagas da zibuna ar gudenn : istor an hini a venne kizella er maen kalet dremm hael ha flour Gwerc'hez e barrez.

Ar beleg a oa e dro da veza estlammet. Hag estlammet e oa. Mil-bell e oa e soñj diouz ar gontadenn edo o selaou.

Heñ, person Pont-'n-Abad, a oa bet ouz ret ha dre c'houd, eun taer a stourmer, en e amzer ; kredet en doa embregi, er barrez-se, diaes da ren, mar deus unan, oberou a lakaas souezet an darn-vuia eus e gen-

vreudeur. Setu bloaveziou, avat, m'edo habaskaet e wad en e wazied. Douget e oa chomet d'ar gened, hag heñ a oa e lorc'h hiviziken klevout edo en e iliz e veze kanet ar brava, e oa goueliou-Sakramant Pont-'n-Abad brava goueliou ar Sakramant, hag iliz Karmez an naeta hag ar ficheta eus ilizou Kerne ha Leon.

Nemet desket en doa ivez da anaout mab-den, hag, abalamour da se, ne vije ket bet deut biskoaz d'e spered e oa, en e barrez, eun arzour, her a-walc'h, ha diaviz ivez, evit goulenn an enor da gemma, an distera tra, urziadur e iliz ; bravoc'h ! kredi kinnig d'ezi eur skeudenn nevez d'he faeronez neñvel... « Quid boni de Nazareth ? »

« ...Hizio an deiz e vag ar yaouankizou, e gwirionez, ar fougeou an direiza...

« ... C'hoarzin ? Arabat. Ar beleg ne zere ket ar goaperez outañ. Dizalia ? Kennebeut. Egile n'oa ket penn eur fougaser en doa. Eun den a feiz ne lavaran ket. Sellout a rae eeun outañ en daoulagad. O c'hortoz, d'e dro, barnedigez e berson.

Hag e c'houlennas an Aotrou Kerdraoñ, pa ne gave netra all, war an taol :

— Pegement e werzi da statu, pa vo echu ?

— Pegement e werzin va statu ? » An Tirili en doa graet eul lamm. « Pegement e werzin va statu ?... Biskoaz c'hoaz !

« Mar deo mat, va Itron Varia Garmez a vo kinniget d'an iliz. Evit netra. Evel just.

Mousc'hoarzin a rae, feuket eun distera : « Pegement e werzin va statu, siouaz ! »

Kenderc'hel a rae ar beleg koz :

— Kredi a ra d'it e c'helli dont a-benn ?



Egile n'oa ket mui besteod an tamm anezañ. Tenna ' rae ingal warre anal, hag e zaoulagad a oa beo o lufr, dre ma 'z ae e deod en-dro.

— Ne lavaran ket e rin gwelloc'h eget ar re all. Ne lavaran ket ivez ne rin ket koulz ha meur a hini. Ober a ran eus va c'hizell, tost-mat, pez a garan. Hag eur wech lakaet ganin eun dra bennak em penn...

— Ya ! Ya ! n'out ket hedro, te, hervez a ouzon, na briz-youlek evel an darn-vuia eus hor c'henvroiz. Gallout a rez echui eul labour boulc'het. Nemet... hag an danvez, ar maen.

Ober a reas ar paotr eun taol-chink ouz tu ar c'huzheol.

— Du-hont emañ, e park eun eontr d'in, e Leskatouarn. Hepdale vo degaset d'in gant ar c'harr bras. Ha bec'h d'ezi dioustu...

— Penaos e kasi da labour en-dro ?

— Eur patrom am eus.

— A, ya ! A zo mat ! a zo ret zoken. Eur statu all ac'h eus kavet evit tenna skouer diwarnañ ?

— Nann, aotrou person : eur vigoudennn.

— Eur vigoudenn ? A ! evelato ... Hag e c'heller goulenn piou ?

— Jani Dreo.

— Jani Dreo ? Piou eo Jani Dreo ?... A ! Ya ! Ya ! merc'h ar C'halvez Dir, unan bleo ruz, eus Rozigar-Mager ? A ! evelato... Hounnez ne zeu ket alies d'an oferenn, war a gredan,

« Ha neuze, penaos e lavarin-me, peogwir e kemerez skouer war ar plac'h yaouank se, ne gavez ket e ri eun dremm gwall-yaouank, end-eeun, d'az Itron Varia, eun dremm re yaouank ?

— Gwall-yaouank, re yaouank ? Aze dres emañ an

dalc'h. Al levriou a weler eur bern traou en o fajennou. Hini ebet, koulskoude, n'en deus va lakaet da gompren perak e voustrer, endra c'heller, war hor joa beva, — evel ma vefe eun dra dizereat — ha perak e c'houlenner diganimp gwiska, kerkent ha ganet, mantell dic'hoarz ar gozni, — evel ma vefe eur vez beza yaouank.

« Gwelit, en hon ilizou, ha zoken er chapeliou war ar maez, penaos e vez stummet Sant Jozef, da skouer: koz, ha moal e benn, ha ken trist, dreist-holl, genaouek zoken gant e fleurenn lili !

« Heñvel evit ar Werc'hez Vari. Houmañ a roer d'ezi ingal dremm eur Vadalenn — « Mater Dolorosa » evel ma lavaront, — ha morse mui hini Mamm yaouank hag eürus brava Bugel a voe gwelet morse, ar Mabig Jezus.

— A ! evelato ! evelato ! va faotr bihan, 'm eus aon eo kollet tachenn ar skulterez ganimp. Selaou furnez ar Re Goz : « Sutor ne supra crepidam ! »

— Marteze, nemet... ne gomprenan ket.

— Ya, ni, beleien, a zo kustum da veska latin gant hor brezoneg. Al latin-se a ra ali « d'ar c'here da chom war-dro e votou... » pe da bep hini da ranna kaoz diwar-benn ar pez a anavez.

— Dres, aotrou, dres, ar c'here a zo ac'hanoun n'emañ ket a-du gant furnez ar Re Goz. Evidoun-me n'eus amañ na sator na dallik. Me 'lavar an traou dres evel m'o soñjan, hag e kasan va labour en-dro dres evel ma soñjan e vo mat. Ha ne ran ket forz ma n'eo ket diouz doare ar saverien-reolennou.

« Va Gwerc'hez Vari-me a zo yaouank, ha barr gant al levenez, ha lorc'hus zoken, e-giz ar mammou ugent vloaz a welit, leiz an iliz, da Bardon ar Vugale Vihan.



« Ar Vamm Yaouank, na petra ! »

An Aotrou Kerdraoñ ne responte ket, hag e vrañselle e bennad bleo gwenn, goustad, krog e zent en e vuzell izela, evel ma rae pa veze e prederi. Merzet en doa pegen kalonek e krede Paol Tirili en e blanedenn.

Hag e lavare dre e soñj : « Ar yaouankiz ? Ya ! An awen ne zibab ket : sentet e vez outi. Hag hemañ a wel stumm e labour gant e galon pevar bloaz warnugent. N'eo ket kailharet andon e vuhez, ha m'en dare hag e oar talvoudegez ar ger kerse...

« Jani Dreo ! ya ! a-dra-sur... Moarvat eo bet kustum a-viskoaz an arzourien da zibab o fatromou, — re ar Werc'hez vinniget, e-giz ar re all, — e-touez, lakaomp... ar merc'hed o gobari brao. Ni n'omp ket dibec'hed, kennebeut. N'eus den dibec'hed war an douar. E si en deus pep hini, hag e dech. Kement a dalv en oberou an arzour eo ar mennad, ha dreistholl, ar berz-mat. N'eo ket ar patrom, a-dra-sur. Gant an awen, e vez glanaet pep oberenn.

« Hep gouzout, marteze, e kerz hemañ da heul e ziagentidi veur, o kemer, da batrom Itron Varia Garmez, eul lammeneg bennak eus kêr, nemet korfet ha dremmet ouz e zoare. Dianav eo d'imp hentou an Aotrou Doue, pa vez meneg eus e C'hloar...

— Ac'hanta ! emezañ a-benn ar fin, o lakaat e zourn war skoaz ar c'here, dre ma tenne e vontr gant e zourn all diouz godell e c'houriz, me a zo tremen poent d'in mont. Eur gerig c'hoaz, evelato. Araok sterna ouz da labour, e ouzout emaout o sterna ouz eul labour a bouez. Ouz eul labour a bouez bras, Paol Tirili. Eur gwaz out, gouest, 'michañs, da gas da benn eul labour boulc'het ganit.

« Petra eo ar patrom, e gwirionez, e-keñver an daolenn ? Gra eta da zelwenn, yaouank ha da denna da verc'h an Dreo, p'eo da youl enori Yaouankiz ar Werc'hez vinniget. Arabat, daoust da se, dizeski eo ar Werc'hez Vari, Mamm Doue, da genta, eur Vamm, Paol Tirili, leun a skiant neñvel, daoust d'Hec'h ugent vloaz nemetken, hag o c'houlenn hon doujañs.

« Ha ma kizellez d'Ezi eur mousc'hoarz war He diweuz ha war He dremm, ra vo mousc'hoarz ar Baradoz. »

Y. DREZEN.



# PENNADOU

## NA ZISTRUJIT KET

Eur bedenn a ran hizio da gement hini a lenno ar pennad-mañ, eur bedenn n'em eus klevet ober biskoaz e neblec'h, eur bedenn a bouez bras koulskoude e sell an amzer da zont : na zistrujit ket ar skridou brezonek a zo en ho kerz.

Soñjit ez eo bet distrujet ar pep brasa eus hol lennegez koz dre leziregez an dud muioc'h eget dre o fallagriez. Soñjit n'eus evit c'hoaz nemet eun niver bihan a dud desket o karout Breiz. Soñjit pegen nebeut a liziri a vez skrivet en hor yez. Soñjit ne vez moulet peurliesa nemet eur c'hant bennak a bep levr hag a bep kelaouenn, hogozik atao war baper boutin, tonket da goueza e poultrenn dizale ma ne daoler ket evez. Ha soñjit penaos e vez roget, pulluc'het, taolet d'ar bern bemdez oberou brezonek a vo keuz d'ezo gant hor mibien.

Lavarout a reot moarvat : bez' ez eus lenndiou, mirdiou evit an traou-se. Hogen soñjit mat adarre : n'eus lenndi ebet, mirdi ebet e dalc'h ar wir Vrezoned. En darn vrasa eus lenndiou Breiz, hep komz eus al lenndiou all, e vez herberc'hiet ar mouladuriou hag an dournskridou brezonek evel peorien, evel lovreien zomuiken. It da welout e lenndi-kêr Brest, da skouer. An amzer a c'hell dont, hag a zeuio hep arvar, ma vo aozet gant Brezoned emskiantek lenndiou ha mirdiou broadel. Da c'hortoz, avat, e rank pep unan eus tiez ar Vrezoned vat beza eul lenndi hag eur mirdi broadel. N'eus ket a lec'h, emezoc'h, e-barz ho ti, da

c'hrignolia berniou levriou ha paperennou lous ? Ma n'eus ket a lec'h, grit al lec'h-se. Mar karit, taolit er-maez hoc'h arrebeuri, taolit er-maez ho tilhad hag ho listri-kegin. Hogen mirit ar berniou levriou ha paperennou lous-se. Mirit anezo mat, e-lec'h ma vezint gwarezet diouz an hue, ar glebor hag al logod. Mirit anezo en urz, ha renkit anezo alies. Ha peogwir n'oc'h ket divarvel, grit en doare ma ne vint ket strewet ha stlabezet gant kerent dizeblant ha dizesk goude ho maro. Ra vezint meneget en ho testamant evel ho priziusa teñzor.

Hag ivez : diwallit na vefe kaset da get ar skridou brezonek a c'hellit keja ganto. Pa vez eur mignon skañbenn a-walc'h da gas d'eoc'h eur pakad grounnet en eur gazetenn vrezonek, saveteit ar gazetenn-se : klaoustre ez eo talvoudekoc'h eget ar pez a zo e-barz. Pa gavit eul levr brezonek dre zegouez en eur foar pe gant eun adwerzer bennak, prenit al levr-se dioustu, ha pa rankfec'h goude se tremen hep merenn na koan. Ar sonig, ar pennadig-skrid, an embannig-kenwerz, al lizerig a rit fae warno hizio a gresko warc'hoaz danvez speredel ar rummadou Brezoned da zont. Arabat d'eoc'h ankounac'haat e vo rummadou Brezoned o tont war ho lerc'h, hag ez eo ho tlead hag hoc'h enor ober kement a c'hellit evito.

Eur reolenn a zo da heulia, unan eus ar « reolennou-houarn »-se a rankomp senti start outo, ma fell d'imp, daoust d'hon niver bihan, gounit an trec'h : *paperenn vrezonek ebet ne dle beza distrujet.* Ne vern petra a zo warni, ne vern pegoulz na gant piou eo bet skrivet, nag e peseurt brezoneg, mat pe fall, reiz pe zireiz, ez eo eun dra sakr ha santel, hag a dle padout.



Ha ma c'hoarzit o lenn kement-mañ, ne ran forz. Me ne c'hoarzan ket. Strivou an oberourien er bedmañ a chom difrouez alies, dre ma vez krignet o labour bemdez ha bemnoz gant ar razed, da lavarout eo, o c'henamzeridi, o mignoned a-wechou. An niverenn-mañ eus « Gwalarn » a zalc'hit etre ho taouarn, pet skouerenn a chomo anezi a-benn kant vloaz ? Daoust ha n'emaoc'h ket c'houi prest d'he regi, d'he stlepel en eur c'horn pe gorn, da enaoui ganti ho sigaretenn ? Eur wech c'hoaz, en ano Doue, en ano Breiz mar kavit gwell, diwallit ! Hag hastit buan da gempenn ho lenndi hag ho mirdi, ma n'hoc'h eus ket graet c'hoaz.

ROPARZ HEMON.

## « AR YEZ VREZONEK »

*LA LANGUE BRETONNE, gant M. Guieysse, embannet gant « Nouvelles Editions Bretonnes », Kemper. — 272 a bajennou, gant eur gartenn ha peder skeudenn-stag. Priz : 12 lur.*

Setu amañ eun oberenn seurt na vez ket moulet eur wech bep hanter kant vloaz e Breiz, eun oberenn par d'ar re a vez eñvoret da viken en istor eur vro, eun oberenn vras, en eur ger.

E galleg eo skrivet. Lavaret hag adlavaret hon eus n'eo mat ar galleg nemet da eun dra : lakaat an dud da zeski ha da anaout gwelloc'h ar brezoneg. Ha seul vui e tleer dismegañsi ar re a ra gant ar galleg hep ezomm en o levriou hag o c'helaouennou, seul vui e tleer harpa ar re a ra gant ar galleg da sklerijenna ar Vrezoned hanter zallet ha da gas anezo en-dro d'ar yez vroadel.

Kement a dleer gouzout diwar-benn ar brezoneg a zo dastumet ha displeget berr-ha-berr el levr-mañ. Da heul daou raklavar e teu eur pennad a-zivout ar yez vrezonek e-keñver ar ouiziegez. Neuze eur pennad a-zivout istor hag emzispleg ar yez. Eur pennad a-zivout ar yez dirak an ilizou hag ar c'hosteziou politikel. Eur pennad a-zivout doareou gouarnamant Bro-C'hall e-keñver ar brezoneg. Eur pennad a-zivout an emzao yaouank. Hag en diwez diou stagadenn : stad kelennadurez ar yezou keltiek e Skoliou-Meur ar bed-holl, ha roll ar c'humuniou hag ar c'hevredigeziou o deus moueziet nevez 'zo a-du gant kelennadurez ar brezoneg er skoliou.



Prizius eo al levr :

1. Dre ma 'z eo savet gant eun den en deus heuliet hon emzao a zeiz da zeiz e-pad bloaveziou hir, ha studiet a-zevri pep kudenn meneget gantañ. Pa soñjer penaos e vez savet an darn vuia eus ar skridou gallek a embanner diwar hor penn, ne vern penaos gant tud n'anavezont netra eus ar pez a lavaront, tud ha na glaskont nemet diskouez o spered kaer diwar hor c'houst, tud ha n'int ket gouest da skriva eur ger brezonek hep ober eur fazi, — e teuer da gompren talvoudegez an onestiz hag an aked.

2. Dre ma ro da bep den ha da bep labour ar pez a zo dleet d'ezañ. E Breiz, evel e pep bro, ez eus dizunvaniezou bras etre an oberourien. Douget e vez pep unan da veuli e labour-heñ ha da zibrizout labour e amezeien. Amañ e varner reiz peurliesa, a gredan, hep ar c'haranteziou hag ar c'hasoniou dreist-muzul a ziwan ken founnus en hol ledenezig vihan.

3. Dre ma kelenn kalz traou, n'eo ket hepken d'ar re na ouzont netra, hogen ivez d'ar Vrezoned emskianteka. N'eus ket eun den ha na gavo er pajennou-mañ tra pe dra na ouie ket.

4. Dre ma 'z eus gantañ ar perz bras-se a zo ivez gant levriou Meven Mordiern, da skouer : c'hoant a laka el lenner da vont pelloc'h, da labourat, da studia, da ober. En eur bleustri war ar pez a zo bet graet, spurmantet en deus an Ao. Guieysse ar pez a chom hep beza graet, ha merka a ra splann n'eo nemet boulc'het an ero.

Al labour-mañ, kaset da benn gant eun den klañv

e zaoulagad, gant skoazell e wreg hag e verc'h, a ro d'eoc'h fiziañs en amzer da zont, evel pep uheldra sevenet a-enep red ar bed, a-enep an tonkadur. Ober a ra d'eoc'h merzout ez eus e Breiz tud a spered a zo ivez tud a galon, ar seurt tud n'eus nemeto a c'hell adsevel eur vroadelez.

Graet eo al levr. D'imp-ni bremañ d'e vruda ha d'e skigna e pep lec'h, evit ma tougo frouez, hag ar buana ar gwella. Ra vezo lennet gant pep Breizad desket, meneget ha barnet e pep kazetenn e Breiz, e Bro-C'hall, er broiou keltiek hag e lec'h all. Eur c'hannad dispar eo, ar benveg gwella hon eus bet biskoaz d'ober abostolerez.

R. H.



## SONEREZ

*STEUENNOU BREZONEK, daouzek pez-piano, rummad kenta, gant H. Corbes, e gwerz e ti Gaudu, 16, straed Rohan, Sant-Brieg. Priz : 25 lur.*

*SONIOU BREZONEK EVIT AR SKOLIOU, embannet gant « Ar Falz ». Hep priz merket.*

Eun dudi e vo da holl bianoourien Vreiz kaout dastumad an Ao. H. Corbes. « *Klasket em eus* », eme an aozer, « *trei e yez ar sonerez an trivliadou doun lakaet da ziwana ennoun a-vihanik gant gweledvaou bro Sant-Brieg* ». Ha gwir, ma 'z eus eun dra a c'heller envel an « hekleo breizek » er sonerez, amañ e vezo kavet, er peziou-mañ, ken eeun ha ken leun war eun dro, o liva temzou-spered ar Breizad e Breiz.

Trugarez d'an Ao. H. Corbes da veza lakaet ano pep pez e brezoneg. Eur skouer eus ar re wella eo, hag a dlefe beza heuliet gant hon holl sonaozourien gwitibunan.



Pell 'zo e c'hortozed levr soniou « *Ar Falz* ». Diou ganaouenn vrezonek ha tregont a gaver ennañ, breizek peurvuia an toniou anezo. Ar c'homzou a zo savet hogos holl gant Kerlann, ha braoik int deut gantañ. Amañ ez eus frouez eul labour hir, ha frouez mat, a zo muioc'h. Plijadur a ra d'in ober an tamm meuleudi-se d'al levr, peogwir n'em eus a-hend-all nemet tamallou d'ober d'ezañ.

■

Da genta, poent e vefe gouzout evit mat penaos e tle komzou brezonek klota ouz eun ton sonerez. A dra sur, ne ra ket Kerlann evel an darn vuia eus hor barzed : konta war o biz niver an notennou, aoza eur frazenn, enni an hevelep niver a silabennou, ha setu, graet ar son ! Eur skouarn dano-meurbet en deus Kerlann, ha dibab mat a ra alies. Padal, ne gredan ket e tibab mat atao.

Daoust hag e tleer heulia e brezoneg ar reolenn a vez heuliet, koulz lavaret, en holl yezou : lakaat ar pouez-mouez bepred war eun notenn greñv ? Pe daoust hag ez eus reolennou all, luzietoc'h ha kizidikoc'h, ha n'anavezomp ket ?

Ret e vefe studia doareou-ober ar bobl. Ret e vefe studia ar pez a veze graet er yezou keltiek gwechall. Anat e ranko an den a voulc'ho an enklask-se beza ampart war ar sonouriez koulz ha war ar yezoniez. Marteze ne gavo netra. Ne gredan ket koulskoude en devo labouret en aner.

Koustet a gousto, e rankomp kavout tra pe dra. N'hellomp ket kenderc'hel da veza sklaved d'eur boaz diskiant deut a Vro-C'hall, ha diskaret pell 'zo e Bro-C'hall, e-lec'h ma 'z eus bet tud ouiziek o pleustri a-zevri-kaer war ar gudenn.

■

Tamall a ran ivez d'« *Ar Falz* » ar galleg a zo bet moulet e-kichen ar brezoneg.

Ar vrasa doujañs am eus ouz an Ao. Ph. Lebesgue, anezañ eur spered dispar, unan eus souezusa ha dudiusa speredou hon amzer. Ar gwerzennou gallek en deus embannet amañ em bije karet avat o gwelout e lec'h all. Evel ma lavare Kermarker :



« *An dra-se ne sell ket ouzomp,*
*Bretoned omp, Bretoned omp* ».

Gwasoc'h a zo : kentskrid al levr, an anoiou hag an aliou strewet ennañ a zo e galleg. Hep menegi peder c'hanaouenn e galleg hepken. Berr-ha-berr : eul levr *gallek* eo, ar galleg ennañ kemeret da yezveur hag ar brezoneg da yez-vatez.

Ha talvezout a rae ar boan ober kement a drouz evit moula eul levr na vo sellet outañ nemet a-dreuz gant kement gwir Vreizad a zo ?

■

Kompren a ran e vez moulet al levriou evit beza gwerzet. Gouzout a ran, — gwell eget nikun marteze, — pegen diaes e vez gwerza levriou brezonek penn-da-benn. Ha lavarout a ran daoust da se :

Er-maez eus an oberou graet da zeski brezoneg, pe d'ober brud en-dro d'ar brezoneg, e tleer dalc'hmat lezel a gostez ar galleg. Keit ha ma heuliomp ar reolenn-se ez omp trec'h. Ma teuomp d'ober disheñvel ez omp trec'het.

Levr soniou « *Ar Falz* » a zo levr tud trec'het. Aes hen merzout e pep doare : eus an eil golo d'egile ez eo heñvel ouz al levriou brezonek a veze embannet a-raok ar brezel. Koz, koz, koz. A-boan ganet, ha mat da vont e mirdi an hendraezou !

C'houez ar « rannvroelez » a zo gantañ. Emañ « *Ar Falz* » hec'h-unan, am eus aon, o tapout c'houez ar rannvroelez. Bremaik e vo kouezet e renk ar « *Bulletin* »-iou « *d'Action Régionaliste* » a wechall. Daoust ha n'emañ ket o vont da sevel eun niverenn, enni pennadou *gallek* a-zivout sonerez Breiz ? Goude se

e vo tro ar c'hoefou, emichañs, ha neuze tro ar c'hloc'hdiou dantelezet. Ha soñjal ez eo bet kelaouenn Sohier, unan eus ar re o deus graet ar muia da skuba sorc'henn ar galleg hag ar c'hoz vreizachou !

Petra ? a lavaror: meuli a rit labour an Ao. Corbes, a zo ennañ galleg ivez koulskoude, moulet brasoc'h eget ar brezoneg, zo-mui-ken, hag abegout a rit labour « *Ar Falz* » !

Ya, rak e labouriou a-seurt gant hini an Ao. Corbes, ne oa nemet galleg betek-hen. Hag e labouriou a-seurt gant hini « *Ar Falz* » (sellit ouz kanaouennou « *Feiz ha Breiz* » hag ar « *Bleun-Brug* »), ne oa nemet brezoneg.

Eun *araokadenn* eo levr an Ao. Corbes ; levr « *Ar Falz* » eur *giladenn*. Aze emañ an dalc'h.

R. H.



# AN ILIZ HAG AR YEZOU

*(Da heul embannidigez* Prederiadennou *Meven Mordiern, hon eus bet al lizer-mañ digant an Aotrou 'n Abad Korr, eus Kemperle. Trugarez d'ezañ da veza displeget ken sklaer e venoz).*

N'ouzon ket ha plijadur ho pezo en eur lenn al lizer-mañ. Me n'am eus ket kalz pa stagan d'hen skriva. Displijout a ra d'in breutaat, ha koulskoude eo ret a-wechou hen ober, evit dibuna kudennou a zo.

N'emañ ket va soñj sevel eun dael gant Meven Mordiern a-zivout an dudoniez, pe ar yezoniez. Kavout a ra d'in evelato eo dlead ar veleien difenn kelennadurez an Iliz diwar-benn ar yezou broadel, kelennadurez bet dismantret war niverenn *Gwalarn* miz meurz diweza.

Skriva a ra, p. 36 hag all : « Unvani hag unyeza da aesaat d'he c'hloer al labour bras eus silvidigez an eneou, setu ar pez a glask an Iliz war'ar bed-mañ ».

Eur gaou a zo aze. Anavezet a-walc'h eo kelennadurez an Iliz e-keñver ar yezou.

— Klask a ra an Iliz unvani, hag unyeza ?

— Klask a ra unvani, hag unyezet he deus.

Klask a ra skigna dre ar bed-holl an hevelep Aviel, an hevelep kredenn. Klask a ra unvani ar speredou hag ar c'halonou evit kement a sell ouz lezenn Doue : gwir eo. Klask a ra unvani ar poblou evit lakaat ar peoc'h da ren kenetrezo : gwir eo c'hoaz. Ne glask ket unvani e doare all ebet.

— Klask a ra an Iliz unyeza ? E-leiz a venoziou a ve da skriva war ar poent-mañ. Setu eun nebeudig anezo :

Iliz Roum, evit he liderez, he deus eur yez unvan : al latin. Derc'hel a ra, ha derc'hel a ray d'al latin.

Daoust da se, n'eo ket ret d'in rei d'eoc'h da anaout anoiou ar Bibien o deus aotreet en azeullidezou ar Sav-Heol rannyezou ar vro. Dalc'hit soñj nemetken eus Benead XIV, hag al lizer a skrivas da gristenien ar Sav-Heol.

N'em eus ket da zeski d'eoc'h kennebeut eo ken talvoudek sakramant ar Vadiziant roet gant eur Breizad n'oufe nemet brezoneg, ha gant eur beleg pe eur c'helenner hag a oar latin.

Klevet hoc'h eus bet ano ivez marteze eus ar C'hloerdi savet gant Urban VIII evit degemerout skolidi eus an holl vroiou, e-lec'h ma klasker rei d'ezo, gant deskadurez war an doueoniez, eun deskadurez vrasoc'h ha dounoc'h eus o yezou broadel.

Gouzout a rit zoken marteze he deus Breuriez ar Skignidigez gourdrouzet misionerien na felle ket d'ezo komz, deski yezou ar poblou a glaskent aviela.

Ha n'eus ket pell c'hoaz, eo bet klevet mouez ar Pab Leon XIII o tegas da soñj d'ar brezegerien an dlead a oa o hini : komz, en eun doare dereat, yez ar bobl.

Perak e c'houlenn ar Pab Pi XI ma vezo klasket danvez beleien e-touez ar ouezidi ?

Setu kelennadurez an Iliz. Eur yez unvan he deus evit he liderez : al latin. Evit aviela, e ra gant an holl yezou. Hag ar gelennadurez-se, n'eo bet, ha ne vezo ket kemmet. Rak pa gomzor eus ar yezou, e teuio soñj d'an Iliz eus deiz ar



Pantekost, brudet en abeg ma roas Doue en deiz-se d'e Ebestel ar galloud da gomz holl yezou ar bed, evit aesaat o labour. Biken ne glasko an Iliz diskar yez pe yez, n'eus forz pegen bihanik e ve : rak bepred e kouno gweledigez ar Werc'hez Vari e Lourd. Pe yez a gomzas ar Werc'hez ? Al latin ? Ar galleg ? N'eo ket, — eur rannyezig, yez Bernadeta : ar bearneg.

Met ret eo ivez hen anzav : n'eo ket bet atao sevenet kelennadurez an Iliz. Eur mestr n'eo ket kablus eus leziregez e servijerien, ma vez kuzet outañ youl fall ar re-mañ. Ar servijerien hag ar re a guz warno avat a zo da veza tamallet. Evit ar pez a sell ouz ar brezoneg dreist-holl eo bras o fec'hed. Lavarout a ran o fec'hed, rak disentet o deus ouz an Iliz, graet o deus fae war he c'helennadurez, ankounac'haet o deus ar c'homzou lavaret gant ar Pab Pi IX d'an Aotrou Lezeleug, hag a c'hellot lenn e buhez an eskob-mañ, skrivet gant an Ao. Chaloni Le Roy : « dalc'hit mat d'ho yez ; ar brezoneg a ziwallo ar feiz hag ar vuhez kristen e Breiz ».

Ma 'z eus kement a dud difeiz ha dizoue war douarou sent koz Breiz-Izel, eo abalamour d'ar galleg. Mouez an Iliz he doa hen lavaret da veleien Vreiz.

Aotre eta da Veven Mordiern da skei, kement ha ken kalet ha ma karo, war ar veleien ha war an eskibien n'o deus ket graet o dever ! Tud a Iliz int bet ; war ar poent-se, edont disrannet diouz an Iliz.

Er pajennou 37 ha 38, hollega buan a ra Meven Mordiern.

Souezet oun bet o welout eur skrivagner a bouez eveltañ o skei ken kalet war ar skoliou kristen, hag

o chom hep lavarout grik eus skoliou ar gouarnamant (Ne livirin netra, emezañ. Anavezet eo, a bell 'zo, an enebiez a vag (ar gouarnamant) ouz ar vreizadelez). Me a gav d'in en defe eur skrivagner klok bet degaset da goun, en eur ger nemetken, ma kar, an taoliou-dourn, hag an taoliou botou (estregedoun en deus soñj) hon eus-ni bet tapet, en abeg ma komzemp brezoneg e skoliou ar gouarnamant, ha traou all... euzusoc'h c'hoaz.

Beza just e-keñver an holl ! Pe, a-hend-all, e root d'eomp-ni beleien da gredi e harpomp, en eur skoazella *Gwalarn*, eur gelaouenn a glask dispenn brud vat an Iliz e-touez an dud speredek eus Breiz. Betek-hen, koulskoude, ne felle da *Walarn* ober nemet labour lennegel ? Ha kemmet eo pal ar gelaouenn ? Ar wirionez ne ra ket a aon d'eomp ; na muioc'h emichañs d'ar skolaerien !

En eur skourjeza an dud a Iliz n'o deus ket graet o dever e-keñver ar brezoneg, marteze e ve bet ivez gellet kavout eur gerig bennak evit ar re all, hag a anavezot koulz, ha zoken gwelloc'h egedoun, hag o deus e-pad o buhez stourmet evit o yez !

Barrek eo Meven Mordiern da broui o deus beleien eskopti Kemper ha Leon divrezonekaet parreziou e-leiz dre zilezel prezeg ha katekiza brezoneg ? Leziregez a zo bet ; diouiziegez eus ar yez a zo bet ivez. Me a veiz koulz ha n'eus forz piou brezoneg Leon. Er vro emaoun, ne veizan ket brezoneg va farrezianiz. Ne gomzan ket kalz brezoneg ganto. Uheloc'h egedoun, beleg, a zo da veza tamallet, met n'eo ket an Iliz eo, avat, nag ar veleien atao.

Ar c'hatekizou gallek ? Grit eun enklask e-touez holl veleien an eskopti. N'eo ket int-i o deus dilezet



da genta ar brezoneg er c'hatekizou. Meur a dad, ha meur a vamm a rank skei ar *mea culpa,* ha dreist-holl seurezed, merc'hed a Iliz, disrannet diouz an Iliz war an poent-se.

Ar skoliou kristen, gallek penn-da-benn ? En deiz hizio, ne dlefe beza hini ebet ken. Lennet hoc'h eus lizer an Aotrou 'n Eskob. Met bet ez eus meur a hini, nebeutoc'h eget a skoliou eus ar gouarnamant. Hag amañ ivez, n'eo ket ret d'in emichañs degas d'eoc'h da goun ar vugale bet dilammet eus ar skoliou kristen, abalamour ma seblante d'o c'herent e kollent o amzer er skoliou o studia... ar brezoneg.

M'eo bet gallekaet eun darn vras eus Breiz-Izel, eo dreist-holl en abeg ma 'z eus bet ezomm eus ar galleg evit gounit ar bara, hag evit kas ar genwerz en-dro, ha dre ma 'z eus bet kement a Vreiziz er brezel diweza. N'emaomp mui allas e Breiz dishual, met e Breiz, proviñs staget ouz Bro-C'hall.

C'hoant am eus ivez gouzout pere an oberou kristen renet e galleg gant Gallaoued, ken stank war Vreiz-Izel ha mailhou eur roued ? Gallaoued eo bremañ renerien ar patronajou hag ar c'helc'hiou-studi ?

Ne glaskin ket digarezi e-leiz eus va c'henvreudeur kablus a veza deuet Gallaoued. Ganeoc'h e skoan warno ! Arabat... arabat hollega re vuan ! Amzer d'ober eun enklask all. Ne vint ket dibaot, ar patronajou a sav peziou-c'hoari brezonek ! Ne vint ket dibaot kennebeut, ar c'helc'hiou-studi a reer enno an displegadennou e brezoneg !

Ar c'hazetennou kristen gallek, moulet e Paris, skignet dre Vreiz a-bez ?

N'anavezan nemet diou eus ar re-se : ar *Groaz,* hag

ar *Pirc'hirin.* Ne gave ket d'in edont ken skignet, hag o doa ken bras levezon !

A dra sur, n'int ket ken skignet dre Vreiz hag an *Ouest-Eclair,* an *Ouest-Journal,* an *Dépêche,* ar *Petit Breton,* an *Echo de Paris, Paris-Soir,* an *Intransigeant* hag ar rest...

N'eus ket a gazetennou kristen brezonek, gwir eo, evit ar bobl. N'eus ket zoken a gazetennou all e brezoneg skrivet evit ar bobl.

*Ar C'hourrier ?* Hiroc'h warnañ ar galleg eget ar brezoneg !

*Gwalarn ?* A zo e brezoneg, met n'eo ket graet evit ar bobl.

*Kannadig Gwalarn ?* A-wechou.

*Feiz ha Breiz ?* Bet savet evit ar bobl, hag e-pad hir amzer bet lennet en eun niver bras a vourc'hiou hag a diegeziou, n'eo mui evit ar bobl ; n'eo ket c'hoaz evit an dud desket ! Traouigou plijus a gaver c'hoaz warnañ. Met seblantout a ra beza skrivet dreist-holl evit hendraourien relijiel Breiz-Izel hag evit keginerezed ar maneriou, ar presbitaliou, hag ar juloded. Ha setu perak eur gelaouenn gristen, bet ken lennet, a zo kouezet krenn niver he lennerien e meur a lec'h. Ouspenn se, re vuan eo bet kemmet he geriadur, hag a-daol-trumm, goulennet he deus re a aked evit beza lennet. Ar c'houer ne blij ket d'ezañ lenn, eur geriadur en e zourn, ha divoas eo ouz eur seurt brezoneg.

Setu, Aotrou, ar menoziou am heskine adal m'am eus lennet al levrenn VI eus ar *Prederiadennou.* O displeget am eus dirazoc'h p'am eus kavet eun tammig amzer. Rak n'eo ket alies e c'hellan skriva kement en eun taol. Eur poent doueoniez am eus bet c'hoant da zifenn, ha netra ken. M'em eus, me ivez, skoet eun



tammig kalet, hen graet em eus hep c'houervoni, hep droug ebet ennoun, met gant ar youl da harpa ar wirionez. Ma fazian, e karfen gouzout war be boent.

Chom a ran a-sav ! Prest e sklerijenno ar mintin ; dizale e sono kloc'h an « Angelus ». Met en eur sevel ouz an Aoter, e pedin, hizio, c'houekoc'h evit Breiz, hag ar re a stourm evit he yez.

G. CORRE.

*Notenn.* — Moulet hon eus lizer an Ao. Korr en e hed, gant e asant hag asant Meven Mordiern, rak kavout a ra d'imp eo mat d'an dud ampart war skiant pe skiant (amañ an doueoniez) rei o ali bep tro ma kredont eo reiz hen ober.

Ne lavarimp netra nemet eur gerig diwar-benn ar c'helaouennou brezonek. Da genta, arabat ankounac'haat labour mat *Breiz, Dihunamb, Ar Vuhez Kristen* (gant he daou vouladur, unan er yez unvan, egile e rannyez Wened). D'an eil, ret soñjal pegen diaes eo stourm *Feiz ha Breiz,* pegen kalonek e ren ar stourmse, ha penaos ez a atao war wellaat, dreist-holl abaoe eun nebeut mizveziou. Ne blij ket d'an holl, a dra sur. Hogen er feur-se eo heñvel ouz kement tra, a gredomp, a zo dindan bolz an oabl.

GWALARN.

## « GWALARN » HAG AR GWENEDEG

Mat eo eur wech an amzer dastum en eun nebeut geriou ar pez a vez graet gant « *Gwalarn* » war dachenn pe dachenn. Adlavarout a raimp amañ traou 'zo hon eus lavaret alies. Ret eo koulskoude, rak douget-tre e vez an dud da ankounac'haat.

## KUDENN AR GWENEDEG

Eur rannyez a zo aet disheñvel-kenañ diouz ar rannyezou all, da heul darvoudou istor Breiz. En doare m'o deus brezonegerien Leon, Kerne ha Treger, diouz eun tu, ha brezonegerien Wened diouz an tu all, poan a-walc'h oc'h en em intent kenetrezo.

Ha setu : betek bremañ, pa skriver brezoneg, e skriver disheñvel, hervez ma klasker beza komprenet, pe gant tud Leon, Kerne ha Treger, pe gant tud Wened.

## « GWALARN » O VOULA EUL LEVR GWENEDEK

Ar c'hiz-se a zo bet heuliet eur wech gant « *Gwalarn* ». Al levr « *Prinsezig an Dour* » a zo bet embannet ivez e rannyez Wened dindan an ano « *Prinsézig en Deur* ».

Oc'h ober an dra-se e felle d'imp diskouez e labouremp evit ar vro a-bez. Graet e oa al levr evit bugale. D'ar mare-se e oa kalz nebeutoc'h a vistri eget bremañ o teski ar yez er skoliou. Ha follentez rik e



vije bet soñjal lakaat tud Wened da lenn estreget skridou aes-meurbet d'ezo da gompren.

N'hon eus ket kendalc'het en hent-se evelato. Sklaer e teuas d'imp dioustu n'hellemp ket e Brest ober labour talvoudus e gwenedeg, hag e oa gwelloc'h lezel Gwenediz d'ober al labour o-unan. Ouspenn se, deut e oamp da veiza e oa en hor c'hefridi « peurunvani » kentoc'h.

## PEURUNVANI

Abaoe pell 'zo, met muioc'h c'hoaz e-kerz an dek pe daouzek vloavez tremenet, ez eo deut anat d'an holl Vreiziz a skiant n'hellomp ket kenderc'hel da gaout daou zoare brezoneg skrivet da viken. Ar yez kelennet er skoliou, ar yez implijet er reolennou, en darempredou-kenwerz, a rank beza unvan. Ra gendalc'ho barzed ha romantourien da skriva er rannyez a garont : an dra-se a sell outo o-unan. Ma ne gavont ket a lennerien, gwaz a se ! Eur bobl vihan evel hon hini, avat, a zo diaes-bras d'ezi kaout diou yez skrivet evit ar pemdez.

## KUDENN AN DOARE-SKRIVA

An holl a zo ali betek-hen. An tabut brasa a sav a-zivout an doare-skriva.

Da gaout eur yez unvan, kenta tra d'ober, a gav da galz tud, eo ijina eun doare-skriva nevez, eun dra bennak etre doareou-skriva an diou yez.

Bez' e vo enor « *Gwalarn* » en amzer-da-zont, a gredomp, a gredomp start, a gredomp startoc'h-starta, beza, n'eo ket diluziet, met trouc'het ar gudenn-se, krenn ha krak, dre lavarout :

Harz ! staga ganti dre an doare-skriva eo lakaat

ar c'harr dirak ar c'hezeg (1). N'eus forz piou a c'hell aoza eun doare-skriva nevez, aesoc'h, war a gredo, evit an holl. N'eus ezomm ebet evit se beza studiet doun ar brezoneg ha skiant ar yezou. (Gwelloc'h zoken beza diouiziek : ne weler ket ar skoilhou). Hogen da heul n'eus nemet trubuilh, strafuilh, diemgleo ha dismantr da eosti.

Unan a zaou : kemer reizskrivadur an eil yez, pe kemer reizskrivadur eben. Da neb a oar eun tammig istor ar yezou, ha dreist-holl istor kelennerez ar yezou, n'eus burzud ebet, hervez lavar F. Vallee, da c'hortoz diouz eur c'hemm en doare-skriva. M'hon eus dibabet ar reizskrivadur deveret diouz hini Ar Gonideg, ez eo peogwir e kav d'imp ez eo, well-waz, an aesa hag ar gwella. Ha ma aliomp hizio da Wenediz kemer an doare-skriva-se ivez *hep an distera kemm*, n'eo ket dre zismegañs outo pe o rannyez, hogen peogwir e kav d'imp ez eo fura ha speredeka tra a c'hellont ober.

## STUDI AR GWENEDEG

Gwir hent ar beurunvanidigez a zo hir ha kalet. Goulenn a ra labour padus, preder start hag eur youl dibleg. N'eo ket souezus eta ne gaver ket tud e-leiz dare d'e bleustri.

A-raok pep tra e ranker studia gant evez ar brezoneg, ar brezoneg koz koulz hag ar rannyezou a vremañ. Ar gwenedeg a dle beza studiet pisoc'h c'hoaz marteze eget ar rannyezou all. Hep ar studi-se ne vo graet netra a dalvoudegez.

Merket en deus « *Gwalarn* » penaos ober : mont ma c'heller, e bro-Wened, da zeski diwar c'henou



an dud ; da vihana, lenn ha lenn diehan ar skridou savet gant skrivagnerien Wened en o rannyez ; arabat ober fae ivez war ar yezaduriou hag ar geriaduriou gwenedek.

Evit aesaat al labour, embannet hon eus « *Teñzor ar Gwenedeg* », ennañ eur roll geriou talvoudus ; hag en hor « *Geriadurig an Troiou-Lavar* », e roomp frazennou stank tennet diouz lennegez Wened. Eul labour all a vo moulet ken abred ha ma c'hellimp.

Menegomp ivez penaos, el levrig « *Alc'houez ar Brezoneg Eeun* », hon eus taolet pled da lakaat geriou komprenet e Breiz a-bez, e bro-Wened evel e lec'h all. Nao gwech war zek omp deut a-benn d'hen ober.

## OBER GANT GERIOU HA TROIOU-LAVAR GWENEDEK

War-lerc'h ar studi, an eil pazenn eo an ober gant geriou ha troiou-lavar gwenedek, bep tro ma kresker evel-se galloud, pinvidigez pe kened ar brezoneg.

Amañ, muioc'h c'hoaz eget a-raok, e tleer beza eveziek. Dibab ar geriou, ar ster hag ar stumm da rei d'ezo, a zo gwall gizidik. Beza gouiziek n'eo ket a-walc'h. Ret eo ouspenn kaout eun doare skiant a zo rouez-meurbet : gouzout dres pe c'her a zo dereat hag a c'hell mont en eur frazenn degemeradus d'al lenner.

Setu perak ez eomp goustad. Tamm-ha-tamm evelato, e welomp geriou Gwened oc'h en em sila e brezoneg an holl. Oc'h en em sila ken mat, ma 'z eus tud hag a ra ganto hep gouzout a belec'h int deut. Ezomm ebet da lavarout ez eo skrivagnerien

Wened o-unan, en deiz m'o devo holl kemeret an doare-skriva boutin, a c'hello difraea kalz ar c'hem-mesk-se.

## HEP KOUNNAR HA TABUT

Labour « *Gwalarn* » evit ar gwenedeg a zo bet graet, evel ma tle beza, hep kounnar na tabut. En aner eo o deus enebourien ar yez klasket hor brouda hag hon isa a-enep hemañ pe henhont, an dra-mañ pe an dra-hont. Keuz hon eus, gwir eo, o veza n'omp ket bet komprenet ha skoazellet atao evel m'hor bije dellezet. Nebeut a dra eo avat. Grataet hon eus da Wenediz stourm ken na vo roet d'o rannyez al lec'h a zo dleet d'ezi er brezoneg unvan, ha derc'hel a reomp d'hor ger.

ROPARZ HEMON.

(1) Hep komz eus ar veskerien a zo o fal diskar al labour bras boulc'het daou c'hant vloaz 'zo gant Gregor, ha kendalc'het gant Gonideg, Ernault ha Vallee, bez' ez eus tud a zo uhel-meurbet o menoz pa glaskont tostaat doare-skriva ar yez unvan ouz doare-distaga Gwenediz. Ra bardonint d'in ma lavaran ez int heñvel ouz eun den en dije prenet eur c'harr-dre-dan koz, torret ha fallaozet e pep giz, hag a zisklerje d'e vignoned : « Emaoun o vont d'ober eun adliva d'ezañ, da genta holl, ha mont a raio flour goude se ».
Torret ha fallaozet e pep giz emañ ar brezoneg. Dre an diabarz e ranker e adaoza da genta. Hag e rank al labour-se beza graet gant micherourien akuit.



## AR FELIBRGEREZ

Bez' ez eus traou hag a gomz an holl diwar o fenn hep gouzout piz peurliesa petra int. Unan eus an traou-se eo ar Felibrerez. Dudius e vo kavet moarvat gant hol lennerien kaout an nebeut diskleriaduriou da heul, a dennomp diouz ar gelaouenn vat, « *Lo Gai Saber* ».

Krouet eo bet ar Felibrerez e Provañs, d'an 21-vet a viz mae 1854, gant Mistral ha c'houec'h barz all a yez Ok. Savet eo « da virout d'ar vroad okitan he yez, he giziou, he stumm d'ezi hec'h-unan, ha kement a ra he spered broadel ». Aoza a ra, bep bloaz, eur vodadeg veur, anvet *Felibrad Santez Estella*, e kêr pe gêr a vro Okitania. Digeri a ra *C'hoariou Meur ar Bleuniou* bep seiz vloaz. Embann a ra, bep bloaz, eur *Cartabeu*. Skoazella a ra kement Kevredigez pe Skol a labour da azginivelez Okitania.

Eur steredenn seizbannek eo arouez ar Felibrerez, e koun ar seiz felibr o deus e savet.

Izili ar strollad a zo anezo « uhelfelibred » ha « mirourien ».

An uhelfelibred, anezo hanter-kant, a ra, pa en em vodont, ar « Bodad-Meur ».

Ar virourien n'eus ket a niver merket d'ezo.

An holl, uhelfelibred ha mirourien, a zo stag ouz kevrennou anvet « mirereziou », pep unan eus ar mirereziou-se o klota ouz eur rannvro vras a vro Okitania, pe ouz eur rannyez-Ok (Arvern, Katalonia, Gwaskogn-Bearn, Gwien-Perigor, Bro-Yez-Ok, Bro-Lemozi, Provañs, Bro-Vellav).

Setu amañ skeul-renk ar Felibrerez :

Ar *Capoulié*, ar *Baile*, an Uhelfelibred, Mistri ar *Gai Saber*, ar Vistri Ober, ar Virourien, ar *Socis* pe Keneiled ar Felibrerez.

1. Anvet eo ar *Capoulié* evit tri bloavez. Da arouez en deus eur steredenn aour seizbannek. Heñ eo diwaller ar *Coupo Santo* (Kib Santel). Mera a ra ar strollad a-unan gant ar *Baile*, advarnourien ha pennou-kevelerien ar mirereziou. Sturia a ra bureo ar Bodad-Meur, bodadegou ar Felibrerez ha C'hoariou seizvloaziek ar Bleuniou.

2. An Uhelfelibred a zo anvet gant ar Bodad-Meur a vez dalc'het peurliesa bep bloaz da geñver deiz Santez Estella. Dibabet e vezont etre ar Virourien o deus labouret ar muia da adsevel Okitania ha da skigna kelennadurez ar felibred. O c'harg a viront keit ha ma vevont. Da arouez e tougont eur skrilh-wez aour. Izili eus ar Bodad-Meur ez int, hag e kemeront perz en e guzuliadennou.

3. Mistri ar *Gai Saber* hag ar Vistri Ober a zo dibabet gant ar Bodad-Meur, ar re genta e-touez ar skrivagnerien Okitanek, an eil re e-touez ar Virourien a zo bet heverk o oberou er felibrerez. Da arouez o deus eur skrilh-wez arc'hant. Kemma a ra o niver, hep beza re vras koulskoude, da virout ouz an ano da goll e dalvoudegez.

4. Ar Virourien a zibaber e-mesk skoazellerien an emzao o deus diskouezet o beoder hag o gred. Merc'hed a c'hell beza dibabet. Bez' e rankont, da veza degemeret, beza lakaet war ar renk gant eun uhelfelibr pe daou virour, ha ne vezont anvet da vat nemet gant aotre ar Bodad-Meur. Eur rouanez arc'hant (ar vleunienn) o deus da arouez. Eur skodad a zek lur a baeont bep bloaz. Kaset e vez d'ezo embannaduriou aotreek ar Bodad-Meur. Gallout a reont lakaat o ano da veza Uhelfelibr pa 'z eus unan da envel. Dileuriet e c'hellont beza da ezel er c'hannaduriou gant ar Bodad-Meur, hag ivez beza barner er C'hoariou ar Bleuniou savet gant ar mirereziou. Bodet e vezont e « Skoliou » dishual, peurliesa stag ouz ar Felibrerez, dindan renadur sturierien pe *capiscols*. Eun den a c'hell beza ezel eur Skol hep en em lakaat er Felibrerez.

5. Ar Geneiled pe *Socis* a zo dibabet gant ar Bodad-Meur e-touez an nann-Okitaned o deus harpet ar muia ar Felibrerez e doare pe zoare.

Bep seiz vloaz e vez aozet C'hoariou Bras ar Bleuniou da geñver deiz Santez Estella gant ar Bodad-Meur. Gounezer ar priz kenta a vez anvet da Vestr ar *Gai Saber*. Hemañ eo a zibab Rouanez ar Gouel, a vir betek ar C'hoariou da heul an ano a « Rouanez ar Felibrerez ».

## KENDALC'H AN IMBOURC'HEREZ-MOR

En amzeriou-mañ, ken reuzius evit hor pesketaerien, ez eo dlead an dud desket e Breiz studia kement a vez graet dre ar bed da wellaat o stad, e doare pe zoare.

E-kerz miz mae diweza ez en em vodas e Keubenhavn Kuzul Etrevroadel an Imbourc'herez-Mor.

Pa soñjer ne vez ar moriou, nemet eur vandennad striz a-hed an aodou, perc'hennet gant den ebet, pa soñjer ez a bep bloaz pesketaerien pell-bras diouz o bro da c'hounit ar bara, e komprener ez eus kudennou na c'hellont beza diluziet nemet dre genlabourerez hag emgleverez an holl vroiou a vev eun darn vras eus o foblañs diwar ar pesketaerez.

Bez' ez eus, da genta, labour hollbouezus ar ouizieien. Ret eo anaout mat ar pesked, o boaziou, o beajou, o boued, gouzout perak e vezont kavet el lec'h-mañ-lec'h, perak e tilezont a-wechou an tachennou ma vezent o paota enno a-raok. Ar studiou-se a zo hir ha koustus alies. Hag e-lec'h lezel pep bro da aoza hec'h-unan an enklaskou, da baramanti listri-imbourc'herez hec'h-unan, e ranker unani hag unvani ar strivadegou.

Neuze ez eus kudennou o sellout ouz ar genwerz. Da virout, keit ha ma c'heller, na labourfe ar besketaerien en aner, e ranker reiza an doare da baka, da gas ha da ingali ar pesked.



Bez' ez eus ouspenn kudennou-lezennerez. Diazezet e tle beza evit mat gwiriou ar besketaerien er c'heinvor koulz hag e-tal an aodou estren. Da ziwall na vefe diouennet-krenn pesked 'zo, e tleer merka piz pegoulz e rankont beza lezet e peoc'h, ha gant petore rouedou hag ardivinkou e rankont beza paket.

Evel ma weler, peadra ez eus d'ober, hag e ranker kemer ali digant an naturour kement ha digant ar stadrener.

## DIVROA ?

Diouz eul lizer kaset d'imp gant an Ao. R. Jestin, e tennomp ar pennad-mañ :

« ... Eun dra am eus gwelet ivez er *Prederiadennou,* hag am boa soñjet ennañ meur a wech diagent. Meven Mordiern a lavar (p. 41) : « Setu perak e talv ar boan labourat ha stourm evito hag en em gevredadi evit suraat d'ezo o buhez, amañ e Breiz, pe mar deo re ampalvarzet an hent amañ gant ar c'hallegerien, en eur vro all tudet-rouez, Patagonia pe Aostralia ... ». Ya, soñjet em eus alies edo Breiz ken kontammet gant levezon ar C'hallaoued ma ne chomfe a-raok pell d'ar Vrezoned wirion, d'ar Vrezoned emskiantek, nemet d'ober ar pez o deus graet atao ar rummadou tud a galon kollet e-touez engroez ar re dizeblant pe a-enep d'ezo, a zeufe a-benn d'an diwez da vouga dre o zolpad (rak n'eo ket gwir atao ar c'hrennlavar : *Mens agitat molem*) tan santel ar c'hredennou a fell d'ar rummadou-se derc'hel beo dalc'hmat : mont kuit gant o zeñzor evit en em gavout kenetrezo en eul lec'h goullo ha stumma aze o buhez hervez o uhelskouer. Ne gav ket d'in evelato e vefemp c'hoaz d'ar stad-se e Breiz, hogen e c'hellimp beza eun devez bennak, ha marteze ne vefe ket fall gouzout piou a vefe dare da zilezel an holl draou en deus e Breiz evit silvidigez ar yez hag ar geltiegez. Bez' e c'hellan lavarout d'eoc'h e vin atao, forz peseurt stad am bo, e tu d'he lezel aze evit mont gant



ar re o defe ar youl da groui eur Vreiz nevez, nevez-flamm, ha netra enni na vefe ket brezonek-rik. N'eo ket avat e Patagonia e rofen ali da zen da vont, hag evit Aostralia, serret eo ouz an enbroidi. Hogen broiou didud a-walc'h a zo en Amerika greizel ha kreisteizel ... Ma vefe er Vreiziz kalon an Iwerzoniz e vefe gellet avat ober eun doare all a labour, hag hep mont e lec'h all. Met pell int da gaout, pe gentoc'h, re ziskiantet int bet, evit kaout c'hoaz an nerz da domma ouz ar yez hag ar vroadelez. Setu perak e c'hell dont eun devez ma vo ret disranna al louzou mat diouz al louzou fall ».

R. JESTIN.

## KAVADENNOU A BOUEZ EN EJIPT

Eur gavadenn a bouez bras a zo bet graet nevez 'zo e Sakkara gant an Ao. Gaoter Emery ha Zaki Effendi Saad.

Dizoloet o deus arrebeuri-bez o tont eus amzer ar C'henta Rummad-Roueed, ken nebeut anavezet. Arz Ejiptiz, d'an amzer-se, a oa eeun-meurbet, dishenvel-tre diouz arz pompadus ha fougeüs an Triouec'hvet Rummad-Roueed, hini bez-meur Toutankhamen.

Emañ an arrebeuri e diou gambr ha tregont, ha lakaet e voent eno eur pemp mil vloaz 'zo bennak. N'eo ket echu c'hoaz al labour goullonderi ar c'hambrou, ha re abred eo evit displega dre ar munud kement tra nevez a zo bet desket.

N'eo ket alies ma klever kelou eus furchadennou Bro-Ejipt. O labourat start emeur bep goañv koulskoude abaoe 1922, ha tamm-ha-tamm e kresk hon anaoudegez eus ar sevenadur koz.

E 1928 e voe kavet gant Kevredigez an Imbourc'hiou en Ejipt eur pikol azeulva dindan-douar, gouestlet da Daro Sakr ar vro uhela. Eus amzer ar Ptolemeed hag ar Romaned e oa. Ennañ e voe dizoloet diellou a bouez diwar-benn mareadou diweza an Henejipt.

Bep bloaz ivez e vez dizouaret, gant an hevelep Kevredigez, Tell-el-Amarna, ar geoded savet gant Akhnaten, ar roue disivouder, en eul lec'h nevez e-kichen an Nil, da derri reizkredenn ar vro.



Ar C'hannadur Amerikan, gopraet gant Skol-Veur Chikago, a zo bet abaoe pell o furchal hag o virout palez Ramses an Trivet, e Medinet Habou, e-kichen Thebes. Eun nebeut bloaveziou 'zo, e tizoloe tud Mirdi Kêrbennel New York bez Senmout, tisavour Hatchepsout, eus an Triouec'hvet Rummad.

Diskouezet eo bet gant an Ao. Gwion Brunton e oa eur bobl sevenet-kenañ o chom en Ejipt en amzer kent ar Rummadou-Roueed. Kosoc'h oa ar bobl-se eget ar sevenadur a studier e Sakkara bremañ. « Badariiz » a zo bet graet anezo, diwar ano eur gêriadenn, Badari, ma voe graet an dizouaraduriou enni.

## BREZONEG AR VUGALE

Bennoz Doue d'an donezonerien :

Dizano : 70 lur. — L.M. : 500 lur. — An Ao. J. Le Doussal : 5 lur. — Ronan hag Erwan Kemere : 20 lur. — An AoAo. Vallée ha Daniel : 10 lur. — Dizano : 5 lur. — en holl : 610 lur.

Levriou roet :

Da « *Vreuriez ar Brezoneg er Skoliou* », evit ar priziou : 400 « *Kenteliou war al Labour-Douar* » (prof digant an Ao. Bécot) hag 50 « *Nijadenn an Aotrou Skañvig* » : 250 lur.

Chom a ra er c'hef : 435 lur 50.



## NOTENNOU

Gant levenez e kemenn d'eoc'h an Itron hag an Aotrou Drezen ez eo ganet d'ezo eur mab, a zo bet anvet Youenn Jakez Yann, diouz ano an tad, ar paeron hag ar vaeronez. Yac'h ar vamm hag ar mab, a drugarez Doue. — 25 mae 1936.

■

Tal-Houarn a ro d'imp da c'houzout e vo embannet dizale bremañ e levr, « *An Amzer hag an Ec'honder* », a zo bet ano anezañ war niverenn « *Gwalarn* » miz here. Gant mall e c'hortozer al levr prederouriez kenta moulet en hor yez. Ar priz a vo 4 lur d'ar re a rakpreno e ti Heugel, 36, rue du Bac, Paris (6). 5 lur e vo d'ar re all.

■

War « *Old Cornwall* », niverenn an hañv, e lennomp eur sorbienn nevez e kerneveg, « *An Dheu Bajya* » (An Daou Floc'h), ha pennadou diwar-benn ar c'herneveg gant an Ao. R. Morton Nance, en o zouez eur pennad eus ar Vibl (Genelicz III) hervez eun droidigez koz.

Eun notennig dudius-meurbet evidomp, Breiziz, a ziskler anoiou 'zo bet implijet e saozneg da envel doareou lien, hag e zegas koun en amzer ma vleunie e Breiz ar gwiaderez. Setu amañ an anoiou-se : *poldavy* eus Pouldaud (galleg : Pouldavid) e-kichen Douarnenez ; *vitterg*, eus Gwitreg (Vitré) ; *medrinack*, eur Merdrigneg (Merdrignac) ; *lockram*, eus Lokorn-an-Neved (Locronan).

Emeur o tarbari abaoe eun herradig 'zo, eur geriadur kernevek-saoznek. Ne vo ket kalz uheloc'h ar priz anezañ eget priz ar geriadur saoznek-kernevek. Eur yoc'h tud, hep mar, a gavo bourrus al levr-se. Skrivent da : Mrs A. Pool, Hon. Sec., Fed. O. C. S., Woodside, St. Ives, Kerne-Veur.

Adaozet e vo ivez ar gelaouenn « *Kernow* ». Neb a garfe

lenn anezi skrivet da : Mr. A. S. D. Smith, Coombe Cottage, Amberley, Arundel, Sussex, Bro-Saoz.

■

An holl Vreiziz emskiantek o devo tridet gant al levenez o klevout kelou eus lizer an Aotrou Eskob Sant-Brieg da c'hourc'hemenn groñs deski ar brezoneg en holl skoliou-etre ha skoliou-bihan katolik Bro-Dreger. Hon anaoudegez-vat a ya d'an Aotrou 'n Eskob, d'e veleien uhel, hag ivez d'hor mignoned o deus stourmet keit amzer er rannvro-se evit tizout ar pal. Setu eun darn all eus Breiz ma vo enni dizale ar rummadou yaouank duac'h da lenn ar yez vroadel.

■

Niverenn *Kannadig Gwalarn* miz ebrel 1937 a vo an hini diweza, da vihana en e stumm bremañ.

■

Kelou a zeu d'imp eus dimezi hor c'heneil, an Aotrou Herve Ar Menn, anavezet dreist-holl evel adsavour ar benvegou-sonerez broadel, hag an Dimezell Vivian Ar Masson. E Paris, d'an 20 a vezeven, e voe lidet an eured. Hor gourc'hemennou gwella d'ar priedou nevez.

■

Re ziwezat da veza embannet en he hed en niverenn-mañ, e teu d'imp kelou e vo digoret eun Herberc'hti hag eur Skol-Hañv, da badout e miz eost ha pelloc'h ma vez ret, e Lopereg (Kerne).

Skriva d'an Dim. S. Dassibat, sekretourez SAV, 199, rue de Vanves, Paris (14).

# GWALARN

Kelaouenn viziek

Rener : Roparz Hemon

Priz : 30 lur ar bloaz (broiou estren : 35 lur)

Chomlec'h :

Boîte Postale 75, BREST

(C. C. 96-38, Rennes)

Kas pep chekenn ha pep lizer-arc'hant
pep lizer ha pep pakad erbedet da

All cheques and money-orders
all registered letters and parcels should be addressed to

Yves Le Drézen
Boîte Postale 75
Brest

**Priz : 4 lur**